

# BUEZ AN OTROU SANT MELAR,

## PATRON EUS A ILIS LANNEUR.

Tròet a c'hallec en brezonec er bla 1781.

Var ton Guerz an Otrou Sant JAN AR BIS.

*Pretiosa in conspectu Domini mors Sanctorum ejus.* Psalm. 115.

C'Hoant bras am eus, gant graç Doue,
Da scriva ur C'hantic neve,
Ha discleria, evit e c'hloar,
Buez an Otrou SANT MELAR.

Eus a Sant Melar pa gomzàn,
Entenut petra' lavaràn,
En Ilis vras a Gær Lanneur,
E Chapel so dindan ar c'heur.

C'houi, Lanneuris, a so eürus
Caout un tensor qer precius



Evel oc'heus a'beurz Doue,
Ouz n miret bep nos ha de.

Mab-oa d'an Otrou Sant Milliau,
Prinç ha Roue eus a G'erneau,
A lignes bras e voa Melar,
Pa voa demeus a goat royal.

Hervez ma cavan raportet
Ebarz en e vuez gallec,
E dad hac e vam a veve
Ho daou en guir doujanç Doue.

N'o devoa bet var an douar
Bug'el nemet ar Prinç Melar;
Mab unic voa a dra certen,
Hac heritour d'ar gurunen.

Qen agreabl voa o bue,
Var ar bed-màrí dirac Doue,
Ma cresqe bemdez o madou,
En abondanç dre e c'braçou.

Biscoaz er spas eus a seiz bloa,
Hervez ar vuez ma lenna,
Ne eure en o douaro,
E neb fêçon ur banne glan.

Produi a rent gnuscoude,
Er spas eus ar seiz blavez-se,
A bep sort hed en abondanç,
Peg'er bras eo ar Brovidanç!

Piou ta ne lavaro goude
Voa ur miracl a rê Doue,
Dre ar glisen demeus an êe,
O douarou a arouse.

Doue en deus a bep amzer,
Roet graçou particulier
Da nep er c'har parfeçamant,
Guelet a reomp scleramant.

Milliau Tad da hor Prinç Melar
En devoa ur breur qen digar,
E hano a so Rivodus,
Eun eil Caïn malheurus.

Qement a boan a rê gantân
Clêvet na guelet anezân,
Ne glasqe ar fêçon bemde
Nemet da gavet e vue.

Cont Rivodus, te so traitour,
Nen dout sur nemert eul layour,
Biscoaz n'en deus da vreur Milliau
Grêt ouzit e nep fêçon gaou.

Da vreur a voa caret gant Doue,
Abel gaechall a oa ive,
Caïn he laz gant drouc onta,
Te ra ives ar memes tra.

Ar Prinç Melar so yaouaoqic,
Nen deo nemet ur bugelic,

Incapabl eo eus a hep tra,
Pa n'en deo qen nemet seiz bla.

Se a ra dit, qy arrajet,
Bezan oute qer malicet,
O claiq usurpi o moyen,
Ha pessedi o c'hurunen.

Espia a ra an amzer
Propr evit ober e affer;
Ur c'hrim eo so abominabl,
Nen deo nemet ur miserabl.

Ar Prinç Milliau ne ouie qet
Trahison e vreur millig'et;
Ne sonje qet en devoa c'hoant
D'e laza qer soubitamant.

Qemennet en deus e Brincet,
Ar Roue Milliau d'e gavet,
Rivodus en eur g'ev ive
Er memes assamble gante.

Mervel a ra va goaziet,
Trelatí a ra va aperet,
Pa deuan da gonsideri
Ar c'hrim a ya da gometti.

E laza a ra an tyrant,
Var ar plas sur soubitamant,
Hep truez na compassion :
Hema eo an deu dirèson!

Melar, setu c'houi miserabl;
Allas! setu lazet ho tat,
Brema souden soubitamant,
Gant Rivodus e vreur mechant.

Ne ouzoc'h qet ar gonseqanç,
Re yaouanc oc'h en assuranç;
Allas! nemet gouela ne rit;
N'ouzoc'h petra a livirit.

Homan ar Brinces Haurilla,
So fatiqet, mervet a ra
O velet eur seurt trahison
Erruet hep occasion.

Ne el na gouela, na parlant,
O velet eur seurt accidant,
E c'halon a rann gant glac'har,
Pa sonch en he mabic Melar.

Clêvet a ràn moez ar Brincet
Oll a eur voez o lavaret
Adieu d'ho Mestr ha d'ho Roue;
O pebez malheur, va Doue!

Un darn a guelc'h gant e daelou
E gorf sacr hac e c'houliou;
Darn all a sao ar Prinç Melar
Hac e vam divar an douar.

Gouela a dleffec'h, Lanneuris,
Pa antreit en oc'h Ilis,

Och ober meditation
Var buez Melar, ho Patron.

Adieu d'och oll contantamant
Ebarz er bed-man, Prinç yaouane,
Mestr eo hoc'h eont d'ho curunen,
Disposateur var ho moyen.

Sonjit ersat petra a reet,
Orphelin oc'h brema rentet ;
Ho mam ha c'houi so truezus,
O puez a so pitoyus.

Goude e grim abominabl,
E za c'hoaz, an den detestabl,
Da gonspira en e galon
Demeus e ni an trahison.

Allas ! aon ameus, Prinç Melar,
Ne glasq hoc'h eont, an den digar,
O laza ha caout ho puez,
Couls hac hini ho tat ivez.

Rei a eure commandamant
Digas dezan ar Prinç yaouanc,
Pa na allas oar e lazan
Och ordren trouc'ha dioutan

E droad cleiz hac e zorn deo,
O va Doue, Crouer an Eo !
Pa na allas e boignardi
Mancout a ra disesperi.

Laqet oc'h da veza miserabl,
Rentet oc'h bremàn incapabl,
Mes un Doue so truezus,
Mat ha misericordius.

Siouaz qasi ar memes tra
A rêr d'ar minoret bremâ;
Ma na droc'her qet o memprou
Usurpi a rer o madou.

En eur gonsolit, Prinç yaouanq,
Doue so bras ha puissant,
Biscoaz james n'en deo manqet
Da nep er gar gant lealdet.

Un æl a zisqen eus an ê,
Gantan ùn dorn a beurs Doue,
Hac un troad guerc'h grêt admirabl;
O Doue, emàn eo ar miracl!

Brema ta oc'heus, Prinç Melar,
Daouarn ha treid var an douar?
Evit beza materiel,
Couls int hac ho, re naturel.

Doue c'hoaz memes a bermet,
Dre ur miracl en e andret,
Ma cresqe ar re materiel
Evel e' vemprou naturel.

Qen douç voa, qer carantezus
Quz ar beorien qer vertuzus,

Ma ravisse gant guirione,
Certen qement den er guele.

Qer pur ha qer chast e veve
Evel un æl demeus an êe,
Ma c'harraje e 'cont ingrat,
O clêvet comz eus e vuez mat.

Aoun en devoa, ar miserabl,
Ar muntrer cris ha detestabl,
N'en eur vanche a varo e dat
Ar Prinç pa vije deut en oat.

Petra eo dide, Rivodus,
Crena, ô traitour malheürus!
N'en deus g'ir gant an den Doue
D'en em venji deus da grim-de.

Lêzel a ra da bunissa
Nep en eur venjo e bep tra:
Un Doue eo n'en em drompl qet;
Ennez a eneo da bec'het.

Lazet ec'h-eus da vreur, e dad,
Troc'het ec'h-eus memprou e vab,
Jouissa' res oc'h e gurunen,
Hac usurpet e oll voyen.

Petra fell dide davantach?
Nen deo qet contant da arrach?
C'hoas e renqiz m'er goar erfat,
Trempa da zaouarn en e voat.

Dig'emen a ra, ar muntter,
Keryoltanus, ar mag'er,
Coulen a ra, interroji,
Ar Prinç Melar pelec'h emedi.

Pa velas erru aneza,
Er pedas da zont da leina
Davetân un de d'e bales,
Ma comzent o daou assambles.

Taol evez, Keryoltanus,
N'en em rentes ur malheurus;
Taol evez petra liviri,
Pa vezi gantân o tebri.

Me gleo dija an discoursou,
A dremeu entrezoc'h o taou;
Ne. glasq nemet d'a anjoli,
Evit laza dezân e ni.

Madou ober en assuranç,
A hromet dit en ahondanç,
Mar qeres trahissa e ni,
Birviqen dit ne vanco mui.

Aour hac arc'hant ha douaro,
Qement a g'iri tro var dro
A peso, choas sur, va mignon,
Mar gres erfat da drahison.

Mont a ra Keryoltanus
D'ar gêr triomphant ha joaüs,

Ha pa arru ebarz er g'êr,
E comz d'e bried an affer.

Diouallit ive, mag'eres,
Ne vec'h ar brassa traitoures;
Penos n'o po truez ebet
Eus ar bug'el oc'heus mag'et?

Oblijet oc'h da ziscleria
Petra fell da ober dezâ;
Rac p'en deveus denet ho lêz,
Recourit dezàn e vuez.

Qer contant eo hac he friet,
Pa gleo hano e vo pêet:
Pa glêver hano a arc'hant,
Peb tra a ver assuramant.

Mar e pes arc'hant ha mado,
Gra din qement a lavaro:
Nep a so paour a so cazet,
Nep so pinvidic so respetet.

Mar boa qer cre en he lezen,
Mui eo bremâ a dra certen;
Pa zeo contant ivez ar vrec,
N'en deus mui g'ir da lavarer.

Conta a ra c'hoaz d'ar barner
Penos emedi an affer;
Rac c'hoas eo un neubent doutus
An den fall Keryoltanus.

Allas! setu-én goal gusuliet,
Gant ar barner hac e briet;
An traitour fall ha divergont,
Monet a ra da gaout ar C'hont.

Dija eus seiz sizun antier,
Aboe ma ze êt deus ar g'ær,
Da gonspira pe var fêçon
Gallout aber e drahison.

Doue a douch calon ar vrec,
Ne ell na repos, na cousqet
Pa sonch ebars en he bug'el,
Pe var fêçon e renq mervel.

G'ervel a ra ar Prinç Melar,
Conta ra dezân he glac'har.
Rac se diouallit, Prinç yaouanq,
Me el lavar dêc'h franchamant.

Var g'ement-mâ e partiont
Demeus ar g'êr, hac e teuont
Ebarz en avantur Doue,
Qercouls an eil hac eg'ile.

En Qær Lanneur ec'h ettuont
D'ar C'hastel monet a gont,
Elêc'h ma voa d'an amzer-se
Commer Letanant ar Roue.

Ar C'hont Commer pa o gwelas,
Gant cals a joa o recevas,

Dre ma voa car d'ar Princ Melar
Ha ma voant oll a goat royal.

Ar C'hont Commer hac e Briet,
D'ar Princ o deveus lavaret,
Chomit gănemp ama, Otrou,
Deoc'h eo hon ti hac or madou.

Grêt ama demp ho temeŭranç,
Ni gret e viot en assuranç,
Ne sonch qet demp eve hini
A grette dont d'oc'h attaqi.

Gant henor ha civilite,
Trugarecat ara aneze,
Gant modesti ha temperanç
E vev ebarz en bo fresanç.

E vuez a voa qen admirabl,
E viraclou qen remerqabl,
Ma clêvas buan Rivodus
Pelec'h ezoa an den heurus.

Evel ma cleo pelec'h e voa,
Keryoltanus, emezâ,
Ar vech-màn e renqes ober
Heb tardi pelloc'h an affer.

Er moment-se, hep tardi mui,
Keryoltanus a barti
E vab hac én da gær Lannenr,
Elec'h ma-voe grêt ar malheur.

En Quer Lanneur pa aruont,
Saludi ar Sant a reont,
Hac ar valiç en ho c'halon ;
O va Doue, pez trahison !

Ar Prinç a ra stat anese,
Gant ar joa en devoa onte,
Laqat rei deze da zibri,
Hac o loja er memes ti.

Pa voa aru anfin an nos,
Ha poent d'an oll mont da repos,
En er pedont da vont gante
En ur memes cambr evelte.

Setu ene an trahison
En devoa c'hoant an daou fripon
Da gometi en e andret,
E lazàn pa vise cousqet.

E vag'eres a lavaras
D'ar Prinç Melar, pa'o guelas :
Diouallit onte, Prinç yaouanq,
Aon am-eus n'en dint daou dyrant.

Teulet evez mat, mar qeret,
Mar det davite da gousqet ;
Deut int certen d'o trahissa,
Ne glesqont nemet ho laza.

Adieu, va bug'el, emezi,
Ar vech-màn vo an disparti,

Me vel ervat hep tardi pell,
E renqet en martyr mervel.

C'houi pehini bete vremàn
Zo bet ur sant var ar bed-màn,
O pet souch en ho mag'eres,
Pa viot ebarz er barados.

Pa voa êt an oll da repos,
Ha seret an dorojou clos,
E tibennas, an daou dyrant,
Pa voa cousqet ar Princ yaouanc.

Pa o devoa grêt an torfet,
Ober an tec'h o deus sonjet,
Da gas ar pen da Rivodus,
An daou massacrer mathcurus.

Dre ma voa teval an amzer
Hac alc'hoezet clos ar perzier,
Instaous o vont en he rout,
E tal an ti a dor e c'houc.

Cas a ra Keryoltanus
Pen Sant Melar da Rivodus,
Da gontanti 'e grueldet,
En esper bout récompanset.

Neuse souden e permetas
Doue ma varvas var ar plas.
Setu pe sort punition
En pêamant de drahison.

Da ben tri de goude ma voa
Rentet ar pen d'an tyrant-mâ,
Surprenet voe gant ar maro,
Setu e recompans eno!

O pet sonch eta, Lanneuris,
Pa antréet en hoc'h Ilis,
Deus a varo ar Prinç Melar,
Hac e vuez var an douar.

E gorf sacr en deus reposet,
Pell bras en douar binig'et,
En oc'h Ilis, dindan ar c'heur,
Parossionis a Lanneur.

Eun arcbet men a so ebni,
Elèc'h ma e bet 'o reposi
E gorf sacr goude 'e varo;
Pebez tensor demeus an êo!

En Qemper-Caourantin emàn
E benn binig'et a vreman;
Patron eo dêc'h en o paroş
Hoc'h avocat er barados.

Gouel Sant Melar hac e Offis
Avez certen bep bloaz reqis,
An deiz qenta a vis Here,
En e henor ha gloar Doue.

Da goves ha communian,
Au deiz-se oll en e pedan,

Evit alumi en ho calon
D'hor Patron au devotion.

Auteur ar vers-mâ a supli
Qement den a glêvo anezi,
Da laret a galon parfet
Peb a bater en e reqet.

M'or bo oll goude hor maro
Digant Doue Grouer an êo,
Lot assambles gant Sant Melar.
Deus ar joaustet bac ar gloar.

AMEN.



E Montroulez, eus a Imprimeri Lédan.

